## PEDEN D'ER UIRHIÉS

**Ton** : *Goûtez, ames ferventes.*

Ag en ouait à groaidure,
Douguet d'er fallanté,
Me halon dinature
En dès quitteit é Doué :

Guet Jesus, ô Marie !
Nen doh quet refuset ;
Goulennet, n'hou supplie,
Ma vehemb pardonnet. *(bis)*

Guet promesseu trompére
Er bed ampoésonet,
É laceu lucifére
En dès ol hun louyet :

Guet Jesus, ô Marie ! etc.

Terriplet ur sclavage !
Gronnet à liameu,
Petra vou hun partage ?
Péré vou hun poénieu ?

Guet Jesus, ô Marie ! etc.

Péherion misérable,
Prest d'hum zésespérein,
Dohoh, Mam charitable,
É tamb d'hum adressein :

Guet Jesus, ô Marie ! etc.

Güirhiés, hun retirance,
Chetui hou pugalé;
Reit-temb hou ç'assistance,
Sellet-ni guet truhé:
Guet Jesus, ô Marie!
Nen doh quet refuset;
Goulennet, n'hou supplie,
Ma vehemb pardonnet. *(bis)*

## ACTEU QUÊNT ER GOMMUNION.

Ton : *De mon berger volage.*

AZiar en Autére,
Jesus me haranté
E zeli dont imbère
Eit rein deign er vuhé:
O momant désirable!
O dé cair hac eurus!
O bonheur véritable
Eit on receu Jesus!

### *Act à Fé.*

Me gred, ô me Salvére!
Rac ma' houès ean laret,
É hoh ar en Autére
En ur fæçon cuhet,
Guet hou Corf adorable,
Hou Coët hac hou ç'Inean,
Doué ha dén véritable,
Quer bras avel én Nean.

### *Act à Adoration.*

M'hou cuële, ô Doué santéle!
Guet deulegat er fé;

Mab en Tad éternéle,
M'hou çadore él men Doué.
Deustou d'en apparance
Trompus ag er bara,
M'hou ç'hanahue hemb doutance
Eit er mæstre à bep tra.

*Act à Humilité.*

O Doué læn a buissance!
Ne mès groeit meit péhein:
Er chonge à hou presance
Em laca de greinein;
Mæs me gave ém misére
Ur güir gonsolation:
Guel e ret guet ur guére
Préparein me halon.

*Act à Gontrition.*

Ah! Jesus me Salvére!
Receuet en dareu
Ag ur galon sincére,
Méhus ag é fauteu.
Quêntoh, péhet marhuéle,
Aveit ha commettein,
Dènt er seah hac ahuéle
Aveit men dismantein.

*Act à Garanté.*

Me halon dinature
Nen dès quet hou càret;
Mæs hinihue un tan pure
En dès ol m'abraset.
Cresquet, ô Doué santéle!
Cresquet me haranté,

M'hou cârein guel-ar-uéle
Durant ol mem buhé.

*Act à Zesir.*

Deit enta, m'hou conjure,
O Tad læn à druhé;
Visitet hou croaidure,
Fournès à garanté.
Commandet, Doué santéle,
D'em halon ancoéhat
Er joyeu criminéle
Eit hou cârein erhat.

Résolution de vont fidel de lézen Doué arlerh er Gommunion.

Ton : *François au trône de ses pères.*

JESUS, hun Salvér adorable,
En hun halon zou dischennet;
Jésus, Doué ha dén véritable,
Idan en apparance ag er bara cuhet.
De satan ha d'er bed trompére, (*bis*)
Adieu gronce e zou ret laret:
Dalhamb doh lézen hun Salvére,
Dalhamb, dalhamb doh é lézen sacret. (*bis*)

Précïusset un avantage!
Tanhouat ér vro-men a dristé
Lébuiné, bonheur ha partage
En Ælet hac er Sænt é ranteleah en Né!
De satan ha d'er bed trompére, etc.

El live, er oust, en apparence
Ag en Hosti-zen e bassou ;

Mæs aveit bout hoah hun bihuance,
Jesus, hemb bout cuhet, eit jamæs e chomou.
De satan ha d'er bed trompére, etc.

Consacramb enta d'hun Salvére,
Er galon en dès visitet;
Câramb én ur fæçon sincere
Un Doué, p'en dès ean-memb er hetan hun håret.
De satan ha d'er bed trompére, etc.

Ya, Jesus hun honfiance,
Deoh én hum ramb corf hac iné;
Hui vou perpet hun retirance
Ér bed-men, ér bed-hont hac én éternité.
De satan ha d'er bed trompére, etc.

## AR EN NEAN.

Ton : *Un inconnu pour vos charmes soupire.*

O Men gùir bro! ô dameurance caire!
O Baraouis! ô kær à lêhuiné!
Pegours en ære,
Pegours en dé
Ma vein én oh é jouissein à men Doué,
Hac é tanhouat én oh tout é zoustére?

Hoah ar en hènt, é creis ur vro barbare,
A pe chongean én oh, kær à Sion!
Scuil e ran dare,
Glaharet-on;
Ne gavan mui nameit affliction,
Nameit poénieu ha misére ar en doare.

Cannet, e lar en anemis cruéle,
Séhet hou tar, cesset à huannadein;

Mæs, Doué santéle,
Penaus eannein ?
Én ur vro pêl, penaus hum rejouissein ?
Penaus hum blige é joyeu criminéle ?

Palæs men Doué, Tabernacle adorable,
Mar clasquan mui hemb oh me léhuiné,
Bréh misérable,
Doh me hosté
Chommet séhet bemb boulgeal nos na dé ;
Stag doh me stang, ô tead abominable!

Heurus mil gùéh er hrechén mad ha pure
En dès casseit ha guet nerh dispriset
Ha bligeadure,
Bed milliguet :
Eit recompanse, imbèr guet Doué galhuet,
E vou heurus hemb som hac hemb mesure.



Ar en avantage e gavér é ebervige Doné.

Ton : *Du myrte fraie et du triste olivier.*

CLah, ô péhour ! ér bed ha léhuiné,
Héli guet gret é joyeu criminéle ;
Mé ne glasquein meit cârein Doué,
Meit miret é lézen santéle:
Eit er méleia durant ol mem buhé,
Me droei cain doh, faus pligeadure,
Ha me larou guet ur joé pure :
Me Jesus zou me haranté. (*bis*)
Ér pradeu glas, gùélet er bouquettou
É ligùernein hac é splannein guet gloére;
Mæs touchant é plég ou fenneu,
Touchant é collant ou splandére:

Er joyeu faus e bass quer prompt él dé:
Ah! me güittei ou fligeadure,
Ha me larou guet ur joé pure:
Me Jesus zou me haranté. (*bis*)

Tud amoédet guet faus pligeadurieu,
Guet er festeu, guet en danç ha chervade,
A coutant-é hou caloneu?
Hac heurus-oh guet hou ç'imbade?
Mæs, à uélan, ne badant meit un dé.
Ah! me güittei hou pligeadure,
Ha me larou guet ur joé pure:
Me Jesus zou me haranté. (*bis*)

Ha hui, guet eur, argant bac inourieu,
A coutant-oh? Respondet, beoh sincére;
Mæs hui hum glêm guet hou madeu;
Nen dint nameit madeu trompére.
Ne gavet quet én hai hou léhuiné:
Ah! me güittei hou pligeadure,
Ha me larou guet ur joé pure:
Me Jesus zou me haranté. (*bis*)

Er Rouanné memb ar en trône ihuellan
Ne gavant quet a vonheur véritable:
Nitra ne goutant en inean
Er vro-men triste ha misérable;
Mæs guet Jesus, mamen à léhuiné,
E cavér perpet pligeadure,
Ha me larou guet ur joé pure:
Me Jesus zou me haranté. (*bis*)

Én affliction, ér hlinhuet, én drougueu,
Ér heuranté, memb é creis er misére,
El ér yehet hac ér madeu,
Guet me Jesus, guet me Salvére,

É hès perpet consolation nehué;
Me gave én ou me fligeadure,
Ha me larou guet ur joé pure:
Me Jesus zou me haranté. (*bis*)
Étré me choès hac ha ç'hani, péhour,
Er marhue e zei d'obér én différance;
Er bed nen dei quet d'ha secour,
Te scuillou dare én abondance;
Mæs én amzér hac én éternité,
Guet Jesus é hès plijeadure,
Ha me larou guet ur joé pure:
Me Jesus zou me haranté. (*bis*)

## Ar er respet eit en Ilisieu.

Ton: *O Fontenay ! etc.*

O Ty men Doué! léh santel ha bourrable!
Ah! m'hou salud guet respet ha guet joé:
Amen me sante ur bouheur véritable,
Amen m'inean e gave é léhuiné. (*bis*)
Me gave amen, à græceu me Salvére,
Tro-ha-tro deign er mercheu précius:
O caranté! ô caranté tinére
Én hun hevér, péhérion malheurus! (*bis*)
Étal en or é hès ur benetére
Carguet à zeur zou bet santefiet,
Aveit feahein arrage Lucifère,
Eit hun dihuen doh hun anemiset. (*bis*)
Pélloh chetui d'er péhour é glahare
A guement tu cadoérieu savet:

O nac à ùéh, guet regret ha guet dare,
E mès azé me houssiance golhet. (*bis*)

Ha hui, cadoére à béhani hemb cesse
Ém instrugér à me lézen sacret,
Pet gùéh, allas! doh bouéh Jesus em presse,
Eit me malheur, e mès-mé resistet. (*bis*)

Fonce sacret, guet rebreiche ha dougeance
En ha cuélan, car, péhour malheurus,
Collet e mès, allas! en innoçance
En deoai deign reit arnas me Jesus. (*bis*)

Ar en Autær, me Jesus, me Salvére,
Eit me fehet hum offre hoah bamdé,
El gùéharal ar er manné Calvére:
Stouyein e ran dirac é Vajesté. (*bis*)

Ya, Jesus, m'hou ç'adore, m'hou ç'inoure,
M'hum offre doh hinihue à uir galon;
Hui zou me zad, me mæstre, me hroéoure,
M'hou ped, reit-teign hou pénédiction. (*bis*)

*FIN.*

É GUÉNET,
É ty J.M. Galles, Imprimour en Eutru Escob, é ru en Intron-Varia.

